WIKIPEDIA

# Alamaneg

An **alamaneg** (pe *Deutsch* er yezh-se) a zo ur yezh eus strollad yezhoù germanek ar c'hornôg, e familh ar yezhoù indezeuropek. Ar yezh implijetañ en Unaniezh Europa an hini eo.

| **Alamaneg (*Deutsch*)** | |
|---|---|
| **Perzhioù** | |
| Komzet e : | Alamagn, Aostria, Suis ha 37 bro all |
| Rannved : | Europa |
| Komzet gant : | 120 000 000 |
| Renkadur : | 9 |
| Familh-yezh : | Yezhoù indezeuropek<br>▪ Yezhoù germanek<br>▪ Yezhoù germanek ar c'hornôg<br>▪ Yezhoù alamanek uhel<br>▪ **Alamaneg** |
| **Statud ofisiel** | |
| Yezh ofisiel e : | Alamagn<br>Aostria<br>Suis<br>Liechtenstein<br>Luksembourg<br>Belgia<br>• Kenofisiel e lod rannvroioù eus :<br>Danmark<br>Italia<br>Polonia |
| Akademiezh : | - |
| **Kodoù ar yezh** | |
| ISO 639-1 | de |
| ISO 639-2 | deu |
| ISO 639-3 | deu |
| Kod SIL | DEU, GER |

Sellit ivez ouzh ar pennad Yezh.

## Taolenn



## Istor

### Kentañ kemmadurioù-kensonennoù

Gant ar c'hentañ kemmadurioù-kensonennoù (*erste germanische Lautverschiebung*) e-tro ar V[vet] kantved kent J.-K. e komañse ar yezh c'hermanek voutin a-ziwar ur rannyezh indez-europek. Gant ar c'hemmadurioù-mañ e vez displeget an diforc'hioù a zo etre ar yezhoù germanek (Alamaneg hag all) hag ar yezhoù indezeuropek all. Evit eeunaat an traoù e c'haller kinnig anezho er mod-mañ:

- k → h : *casa* e latin — *Haus* en alamaneg, *house* e saozneg
- p → f : *pater* e latin — *father* e saozneg, *Vater* en alamaneg
- t → th : *tres* e latin — *three* e saozneg, *drie* e nederlandeg
- d → t : *decem* e latin — *ten* e saozneg, *tien* e nederlandeg
- g → k : *gula* e latin — *Kehle* en alamaneg, *keel* e nederlandeg
- bh → b : *bhrātā* e sañskriteg (*frater* en latin) — *Bruder* en alamaneg, *brother* e saozneg
- dh → d : *adham* e sañskriteg — *deed* e saozneg, *daad* e nederlandeg
- gh → g : **ghostis* e indezeuropeg (*hostis* e latin) — *Gast* en alamaneg, *guest* e saozneg

### Eil kemmadur-kensonennoù

Kroget e vez da roiñ anv eus an alamaneg pa zo anezhoñ an eil kemmadur-kensonnenoù er rannyezhoù implijet e mervent Alamagn (*zweite germanische Lautverschiebung* pe *hochdeutsche Lautverschiebung*), la vez lakaet e-tro ar VIvet kantved tamm-pe-damm, d'ar mare-se an heni vez diforc'het alamaneg izel (*Niederdeutsch*), yezh an norzh.

Ar gemmadenn fonetek a ziskouez un nebeud diforc'hioù etre an alamaneg a-vremañ ha, da skouer, an nederlandeg pe ar saozneg :

- k → ch : *ik* — *ich* « me » ; *ook* — *auch* « ive » ; *maken*/*make* — *machen* « ober »
- d → t : *dag*/*day* — *Tag* « deiz » ; *bed* — *Bett* « gwele » ; *doen*/*do* — *tun* « ober »
- t → s : *wat*/*what* — *was* « petra » ; *straat*/*street* — *Straße* « ru/straed » ; *eten*/*eat* — *essen* « debriñ »
- t → (t)z : *zitten*/*sit* — *sitzen* « bezañ ase'ed » ; *twee*/*two* — *zwei* « daou »
- p → f : *slapen*/*sleep* — *schlafen* « kousked » ; *schip*/*ship* — *Schiff* « bag » ; *helpen*/*help* — *helfen* « sikour »
- p → pf : *peper*/*pepper* — *Pfeffer* « pebr » ; *paard* — *Pferd* « marc'h »
- v, w, f → b : *geloof*/*belief* — *Glaube* « kredoni » ; *avond*/*evening* — *Abend* « abardahez-noz »

### Ar Grennamzer

Etre an Xvet kantved hag ar XVvet kantved e tegouezhas an diptonoù e parlantoù kornad-bro ar Mervent evit-fed vez disklipet dre zaou fonem evit *ei*, *eu* ha *au*. Gant-se e ouzomp penn d'an diforc'hioù zo etre an alamaneg standard ha, da skouer, an nederlandeg :

- ū, → au : *hūs* — *Haus* (ti) ; *mūs* — *Maus* (logod(enn))
- ī, → ei : *wīse* — *Weise* (ardoù) ; *zīt* — *Zeit* (amzer)
- iu → eu : *liute* — *Leute* (tud) ; *hiute* — *heute* (hidiv)

Er c'hontrol eus Stadoù war an harzoù eo chomet ar c'hornadoù-bro germanek lodennet (*Kleinstaaterei*) anezhe a-hed ar Grennamzer tout kazimant, ar pezh a lako diforc'h diorroadur ar rannyezhoù a zo diforc'h-rik ha, gwech a ve, dibosupl da gompren evit daou zen é kaozeal eus kornajoù-bro disheñvel. Kaset eo bet peurunvaniñ an holl rannyezhoù gant ar varzhed hag o *Mittelhochdeutsche* poetik war-dro an XIIIvet kantved, nawazh n'eo ket bet levezonet yehz an dud gant an dra-se, peogwir ne ouie an taol bras eus an dud na lenn na skrivañ. Hag ar mod-se zo bet e-pad pell un troc'h etre ar c'hornadoù-bro jermanek, div vro pe kornad-bro yezh :

- en norzh, ha dreist-holl e treuziad an Hanse ma oa an alamaneg izel ul langaj vehikular eus mor an norzh da beket ar mor baltik.
- er Su e vize savet gant tud gouiek ha lennek, a-dammig-da-dammig, abaoe ar XIVvet kantved ur yezh komprenet gant an holl dud a rae gant rannyezhoù all, ar pezh a zeuas da vezañ an alamaneg standard (*Hochdeutsch*). An dra zo da verzout ivez eo n'eus ket bet choazet ur yezh kêr-benn evel vize graet gant ar Stadoù all maez ar vro.

## Levezon an adkempenn

E 1521 eo bet laket gant Martin Luther an Testamant Nevez en alamaneg standard a oa war ar stern, hag e 1534 an Testamant Kozh. Na bezañ ne voe ket Luther an hini kentañ o sevel ar yezh standard-mañ etre an holl gornadoù-bro - war ar stern abaoe ar XIVvet kantved - e servijo an adkempenn-mañ da lakaat an

alamaneg standard er melestradur hag ar skolioù, ha memes e norzh Alamagn eo bet kemeret.

Met beket diveroù an XIXvet kantved e chomas an Hochdeutsch ur yezh skrivet gwall alies. En norzh dreist-holl e veze desket ar yezh standard-se da yezh estren.

## Yezh ar sinoù

- Ar re vouzar a ra gant Yezh ar Sinoù Alamanek.

 **Porched Alamagn** – Adkavit pennadoù ha rummadoù Wikipedia a denn da Alamagn.

 **Porched Aostria** – Adkavit ar pennadoù a denn da Aostria.